# GWALARN

MEVEN MORDIERN

# ISTOR AR BED

stagadenn d'an
trede levrenn

▼

NEVEZ-VAREVEZ
AR MAEN
EN EUROPA
(diwez)

**64**
**MEURZ 1934**

MEVEN MORDIERN

# ISTOR AR BED

stagadenn d'an
trede levrenn

NEVEZ-VAREVEZ
AR MAEN
EN EUROPA
(diwez)

## TAOLENN



◆



# Gouennou-tud Europa e-pad nevez-varevez ar maen (kendalc'h)

Da glokaat an taolennadur-se dre vras eus gouennou-tud Europa e-pad nevez-varevez ar maen, ha da ziskouez pisoc'h penaos edont skignet ha kemmesket drezi, e roomp amañ war-lerc'h eun nebeud notennou a-zivout natur ar boblañs dre vro ha diwar-benn ar c'hemmaduriou a c'hoarvezas er boblañs-se e-doug nevez-oadvez ar maen ha penn-kenta oadvez ar metalou.

## IBERIA

Diwar gouenn Vugem, gouenn ar Balmaou-Tomm ha gouenn Kro-Magnon emañ ar pep brasa eus poblañs Iberia e-pad nevez-varevez ar maen. Gouenn ar Balmaou-Tomm eo ar stanka eus an teir-se. Rouezmeurbet e voe atao ar grennbenneien en Iberia. War stankaat ez int aet e lodennou anezi e derou oadvez ar metalou, nemet koazet e voent buan hag hogos bevezet gant ar gouennou all. Bez' eo hizio c'hoaz al ledenez iberiek ar vro eus Europa e-lec'h m'emañ an hirbenneka ar boblañs.

## GALIA

Ar gont a zo bet graet, er bloaz 1896 (1), eus ar

(1) Gant Salmon, *Dénombrement et types des crânes néolithiques de la Gaule*, war *Rev. de l'Ecole d'Anthropol.* 1896.

c'hlopennou o tenna da nevez-varevez ar maen bet kavet er vro a-benn neuze : 688 a oa anezo. Eus ar re-se 58 dre 100 a oa hirbennek, 21 dre 100 krennbennek, 21 dre 100 pennet-etre. N'eo ket bet kemmet dre ar c'havadennou graet abaoe ar c'heñverad-niverennou-se, a hell beza sellet evel o taolenna gwirion a-walc'h ar c'henfeur eus ar gouennou-tud dre Vreiz, Bro-C'hall hag Okitania e-pad nevez-varevez ar maen. An hirbenneien eo a zo c'hoaz an niverusa e Galia, nemet war greski tamm-ha-tamm ez a ar grennbenneien.

Setu amañ pisoc'h diskleriadur war se.

Okitania, izeloc'h eget ar 46-vet derez led hanternozel (nemet ar gevrennad reterel anezi goloet gant an Alpou hag eilaradennadou diwar an Alpou) (2) a zo manet poblet en he fez gant hirbenneien rik, diwar gouenn ar Balmaou-Tomm dreist-holl, betek kreiz nevez-varevez ar maen (3). E-pad oadvez an taoliou-maen, en em ziskouez e poblañs ar vro-se eun nebeud krennbenneien (4) ; war stankaat ez eont enni e-kerz oadvez an arem betek beveza e lec'hiou 'zo an hirbenneien (5).

(2) E Monaco (kevrenn reterel Okitania), nevez-oadvezidi ar maen a zo anezo krennbenneien. A-vec'h ma kaver gant hinienou anezo eun nebeud stummadou diwar Kro-Magnoniz, hag i perc'henn koulskoude d'ar vro-se e-pad ar pleistoken-uhela.

(3) E mougeo Duruthy, e Sordes (departamant al Landes), ne gaver nemet Kro-Magnoniz. Er Balmaou-Tomm (Lozera), n'eus nemet hirbenneien a ouenn greizdouaregat.

(4) E Montouliers, departamant an Hérault, nevez-oadvezidi ar maen a zo Kro-Magnoniz hironaet eun tamm gant krennbenneien.

(5) E menez Keven, e derou nevez-varevez ar maen, n'edo eus ar boblañs nemet hirbenneien berrenebek heñvel a-walc'h ouz Kro-Magnoniz. Rouez-meurbet e chomas ar grennbenneien er meneziou-se a-hed nevez-varevez ar maen. War baotaat ez eont



Nevez-oadvezidi ar maen ma 'z eus bet kavet o relegou e Solutre (departamant Saône-et-Loire, Bro-C'hall) a zo eur bobl a ouenn gemmesket evel m'hen laka anat o aroueziadur-penn a ya eus 68,3 (hirbennegez-dreist) betek 88,2 (krennbennegez-dreist). An hirbenneien en o zouez a zo diwar gouenn ar Balmaou-Tomm. Ne reont ken nemet 38 dre 100 eus ar boblañs. Ar grennbenneien a zo 33,3 dre 100, an hironed 27 dre 100.

E Bro-Velfort, ez eus bet dizouaret e mougeo Cravanches hirbenneien diwar gouenn ar Balmaou-Tomm. Diou glopenn pennet-etre avat, en eur douez ganto, a ziskouez edont lusket da hironaat.

Ar pobladou eus ar Champagn a zo bet sebeliet o relegou e kaviou-bezia ar Petit-Morin a oa diwar diou ouenn. Eno emañ c'hoaz an hirbenneien an niverusa (50 dre 100) ; ar grennbenneien n'int nemet 27,3 dre 100. Padal, dre niver an hironed pennet-etre (22,7 dre 100) e weler e oa stag abaoe hir-amzer an diou ouenn d'en em gemmeska.

E Breiz-Vihan, relegou nevez-oadvezidi ar maen a zo hogos holl diwar hirbenneien. Rouez-meurbet en o zouez an dud pennet-etre, rouesoc'h c'hoaz ar grennbenneien. E-pad oadvez an arem eo e stagas eun darn eus poblañs Vreiz da grennbennekaat. Diwar ar grennbenneien a zeuas da ouenna er vro d'ar pred-se eo e teu ar re eus ar Vretoned-vremañ a zo boullheñvel o c'hlopenn.

Luzietoc'h eo bet an traou en Elzas eget e Breiz. Eno evel e lec'h all e voe Kreizdouaregiz kosa anne-

e-pad oadvez an taoliou-maen ha founnaat a reont e-doug oadvez an arem.

zidi ar vro. N'eo ket d'ar ouenn-se koulskoude e sav ar gosa poblad gounideien-douar a zeuas da chom er vro e derou nevez-varevez ar maen. Gwir veredadoutud he deus lezet war he lerc'h, ha hirbennek, hirenebek ha mentet-uhel eo an dud-se, kenstumm hag orinet hep mar d'ar ouenn hanternoziat. Pobladou hironed, mentet ha pennet-etre, a zeuas goude-se er vro, ha, war o lerc'h, meuriadou all, pennet-etre ivez, hogen berr-ventek. Da ziweza, krennbenneien rik a reas o annez en Elzas en oadvez ar c'houevr (6). Rummadou Kreizdouaregiz o deus gallet koulskoude padout pell a-walc'h e lec'hiennou eus ar vro. An dud a oa o chom, e dibenn nevez-varevez ar maen, e kêriadenn Ac'henheim (Elzas-Izela) a genneuzie gant ar ouenn-se: hirbenneien ventet-etre, korfet hag iziliet-moan a oa anezo (7).

## HELVETIA

Poblañs ar c'hêriadennou-war-zour kosa a hañval beza bet anezi krennbenneien dreist-holl. War-dro kreiz nevez-varevez ar maen, e teuas hirbenneien d'en em gemmeska ganto. N'ouzomp ket c'hoaz a be ouenn e oa an hirbenneien-se, pe hanternoziz pe greizdouaregiz e oant (8). En oadvez-a-dremen etre dibenn

(6) R. Forrer, *Nouvelles découvertes et acquisitions du Musée préhistorique et gallo-romain de Strasbourg*, war *Cahiers d'Archéol. et d'Hist. d'Alsace*, miz kerzu 1922 ; *Anthr.* 1924, pp. 419-21.

(7) F.A. Schaeffer, *Sépultures d'accroupis et caves des cabanes néolithiques d'Achencheim (Bas-Rhin)*, war *Cahiers...* 1926 ; *Anthr.* 1928, pp. 163-4.

(8) Pa na vez d'ober hepken nemet gant pennou aet en eskern, e vez diaes bras a-wechou digemma gouenn an Hanternoz diouz gouenn ar C'hreisteiz, p'emaint hirbennek ha hirenebek o-diou.



nevez-varevez ar maen ha derou oadvez an arem, e tiskouez beza war stankaat an hirbenneien en Helvetia, hag e hañval ar re-se beza hanternoziz e gwirionez, evel hiniennou eus ar re a gaver o relegou e darn eus taoliou-maen Bro-C'hall savet en hevelep pred. War-dro dibenn oadvez an arem, e teuas da veza niverusoc'h adarre ar grennbenneien, nemet eun tammig disheñvel eo ar re-mañ diouz krennbenneien nevez-varevez ar maen : krennbennekoc'h egeto ez int, hag ec'honoc'h eo o dalc'had-klopenn.

E-pad oadvez an houarn, rummadou nevez a hirbenneien andoniet e gouenn an Hanternoz a zeuas da chom en Helvetia. O annez a reont er gompezenn, o lezel ar meneziou e kerz ar grennbenneien. Beredou bras ar gompezenn kempred d'an oadvez-se, n'eus enno, kouls lavarout, nemet relegou Hanternoziz (9).

## ITALIA

Eur c'hemmeskad gouennou a zo en Hanternoz Italia e-doug nevez-varevez ar maen. Gwech ar grennbenneien eo a zo trec'h dre an niver, gwech an

(9) Relegou diwar tud bihan-iskis a zo bet kavet a-wechou e beziou nevez-varevez ar maen en Helvetia : 1 m. 33, 1 m. 35, 1 m. 42, hag all. Ar c'havadennou-se o deus roet tro da ragistourien faltaziek da drevaria. E gwirionez, n'eur ket evit ober eus an dudennou vihan-se eur ouenn diouti hec'h-unan a bellfed heñvelekaat ouz Pugmeidi Afrika. Gwir gorred a oa anezo, da lavarout eo tud diwar gouennou ar vro hag a oa bet harzet d'ober o lammgresk dre labour fall gwagrennou 'zo en o c'horf. Tud vihan a gaver e lec'h all d'ar mare-se. E hent-korriganed ar Mureaux (Seine-et-Oise, Bro-C'hall), ment ar merc'hed a zo 1 m. 55 well-warz ; ar vihana anezo n'eo nemet 1 m. 50. Ment ar wazed sebeliet a-gevret ganto a sav er c'hontrol betek 1 m. 70. Dr R. Verneau, *L'Allée couverte des Mureaux*, war *Anthr.* 1890, p. 171.

hirbenneien. Chom a reas ar re-mañ e-pad pell amzer niverus a-walc'h e traonienn ar Po ; a-benn an diwez evelato e voent skarzet-krenn gant ar grennbenneien. Kreisteiz Italia hag an enezennou tro-war-dro, Malta, Sikilia, Sardinia, Korsika, a vanas gant Kreizdouaregiz, hag en o c'herz o deus padet da veza betek hon amzer.

## ALAMAGN

Kavadenn Ofnet (Bavaria) a ziskouez e oa Kreizdouaregiz hag Alpiz mesk-ha-mesk o chom e kreisteiz an Alamagn e derou nevez-varevez ar maen (*lato sensu*). E-doug nevez-varevez ar maen, hirbenneien ha krennbenneien a gaver dre-holl en Alamagn. Kalz niverusoc'h eo avat an hirbenneien eget ar re all, nemet n'int ket peurliesa diwar ar ouenn greizdouaregat : hanternoziz eo ez int. E oadvez an arem hag e oadvez an houarn, ez a an hirbenneien ventet-uhel-se war baotaat betek dont e lec'hiou 'zo d'ar pep brasa eus ar boblañs, evel m'eo anat diouz ar relegou kavet er seurt beredou a anver « beredou a-rezadou » (*Reihengräber*). Eur ouenn gaer a oa anezo, mentet-dreist, korfet-bras ha kreñv : 1 metrad 86 eo ment ar wazed, 1 metrad 69 ment ar merc'hed, hervez Von Holder. Etre 71,3 ha 72 eo aroueziadur-penn an eil re hag ar re all, hervez Ecker ha Von Holder (10).

(10) E-pad an istorvez (e-doug ar Grenn-amzer dreist-holl), ez eo aet kalz war grennbennekaat ar boblañs e Kreisteiz an Alamagn, da heul koazadur an neuz-ouenn hanternoziat, Dr Gustav Kraitschek, *Beiträge zur Frage der Rassenmischung in Mitteleuropa*, war *Mitteilungen der Anthropologischen Gesellschaft in Wien*, Levr 44, 1914 ; *Anthr*. 1921, p. 141.



## SKANDINAVIA

Hirbenneien eo ar pep brasa eus ar boblañs er vro-se e-pad nevez-varevez ar maen : 67 dre 100. Rouez eo ar grennbenneien : 6 dre 100. An hironed a zo 26 dre 100. E-doug oadveziou an arem hag an houarn, ez eas war hirbennekaat poblañs ar vro: 75 dre 100 eus an dud a zo anezo hirbenneien ventet-uhel e-pad oadvez an arem, 87 dre 100 e-kerz oadvez an houarn. Gwall-zister er c'hontrol e voe kresk ar grennbenneien er c'heit-se : 10 dre 100 e-doug oadvez an arem, 12 dre 100 e-doug oadvez an houarn.

## POLONIA, UKRENIA, RUSIA

Eun darn vras eus poblañs ar broiou-se e-pad nevez-varevez ar maen a oa anezi tud hirbennek, hirenebek, hirfriek ha mentet-uhel. O relegou, livet alies gant pri ruz, a vez kavet e beziou douaret dindan krugellou anvet *kourganou* er vro. Stank eo ar c'hourganou-se, dreist-holl war riblennad ar steppennou, adalek Polonia betek troad menez Kaokaz ha Kornog Siberia. 61 dre 100 eus tud ar c'hourganou a oa o ment 1 metrad 70 hag ouspenn. O aroueziadur-penn a zo etre 64 ha 75. Sellet e vez an hirbenneien-se eus Reter Europa evel kerentiet dre ar ouenn da Hanternoziz, ha goulakaat a reer e oant, evel re-mañ, bleo melen ha glaslagadek. Evit d'ar c'houlakadenn-se beza gwirheñvel-meurbet, eur martezead n'eo ken. Arm boazeta Kourganiz Rusia e oa ar vouc'hal-emgann, e maen da genta, e kouevr da c'houde, houmañ heñvel bras ouz bouc'hal-emgann Sumeriz Kaldea (11). Hemolc'herien ha mesaerien-loened e hañ-

(11) Haddon-Van Gennep, pp. 109-11.

valont beza bet dreist-holl hag en o zouez moarvat ¬o e voe doñvaet hag embreget evit ar wech kenta ar marc'h.

Krennbenneien (hep netra a vongolheñvel e stummadur o dremm) a oa ivez e Rusia e-pad nevez-varevez ar maen, nemet rouez a-walc'h e oant. War-dro dibenn nevez-varevez ar maen, ez ejont war stankaat betek dont da 30 dre 100 eus ar boblañs er c'hevrennou mervent ha kreisteiz eus ar vro. E kourganou an oadvez skuthiat (marevez an armou houarn), ez eo aet gwall-gemmesket poblañs Kreisteiz Rusia, pa gaver enni en eur ser hirbenneien-dreist ha krennbenneien-dreist (12).

## AOSTRIA

Hirbennek e oa nevez-oadvezidi ar maen en Aostria. Ha hirbennek e padas da veza poblañs ar vro betek oadvez an houarn (rannoadvez Hallstatt). Holenerien Hallstatt a oa hirbennek-dreist. N'eur ket evit lavarout pe Hanternoziz pe Greizdouaregiz an hini e oant.

## HUNGARIA

Bez' edo eus ar ouenn greizdouaregat, e-pad nevez-varevez ar maen hag oadvez ar c'houevr, ar pep brasa eus poblañs Hungaria. E-doug oadvez an houarn, e voe argadet hag annezet ar vro gant eun niver stank a grennbenneien a ouenn alpat hag eun

(12) Kont A. S. Uvarof, *Studiou war hena poblou Rusia* (e rusianeg), Sant-Peterburg, 1875 ; A. P. Bogdanof, *Quelle est la race la plus ancienne de la Russie centrale ?* war *Congrès intern. d'Anthropol.* Moskow, 1893, I, stagadenn, pp. 11-24 ; *Anthr.* Levr. III, pp. 607 *et sequitur*.



nebeud hirbenneien kenouenn da Hanternoziz, ma 'z eas hogos da get razo hen-ouenn ar vro. A-vec'h ma ra hizio tud an neuz-ouenn greizdouaregat 1 dre 100 eus ar boblañs (13).

## LEDENEZ AR BALKANOU

Mat a-walc'h ec'h anavezomp ijinerezou nevez-varevez ar maen e ledenez ar Balkanou. Peuz-dianav avat eo d'imp ar gouennou-tud m'oa poblet ganto al ledenez e-pad ar maread-amzer-se. Unouenn n'oa ket nevez-oadvezidi ar maen a zo bet kavet o relegou e Cucuteni (Roumania). E Bosnia-Herzegovina, er c'hontrol, ar pep brasa eus ar boblañs, e-doug nevez-varevez ar maen, ha, diwezatoc'h, e-kerz oadvez an arem betek oadvez an houarn, a oa anezi hirbenneien : 76 dre 100 eus an dud bet beredet e Glasinac (14) a oa hirbenneien ha tud pennet-etre. Eur palevarz hepken eus añ dud douaret eno a oa anezo krennbenneien.

Er C'hres, n'eus ket bet dizoloet betek-hen relegou-tud a gement a ve kosoc'h eget derou an istorvez. Ar relegou-se eus an istorvez, o tont dreist-holl eus Attika, a zo peurvuia diwar hirbenneien. Eun nebeud krennbenneien a zo ivez en o zouez : 11 dre 100.

En eur ger, keit ha ma heller dezvarn diouz kava-

(13) Lajos Bartuez, *La composition anthropologique du peuple hongrois*, war *Rev. des Etudes hongroises et finno-ougriennes*, levr V, niv. 3-4, 1927 ; *Anthr.* 1928, pp. 403-4.

(14) War-hed 26 kilometrad er biz da Sarajevo. Bered ragistorek Glasinac a zo enni ugent mil krugell-vein o tenna, an darnvuia anezo, da genta kevrenn oadvez an houarn (rannoadvez Hallstatt, war-dro 900-500 kent H.S.), *Anthr.* 1890, p. 105 ; 1894, p. 474 ; 1895, p. 450 ; 1896, p. 212.

dennou re rouez, e hañval beza bet eus hena annezidi ledenez ar Balkanou hirbenneien a ouenn greizdouaregat. Eno avat, evel e meur a vro all en Europa, ez eo bet hogos peurveuzet e meur a lec'h ar boblañs koz-se gant krennbenneien deuet er vro e-pad nevez-varevez ar maen hag oadvez ar metalou. Er boblañs-vremañ, emañ ar grennbennegez o ren er meneziou a c'holo kornog al ledenez : Albania, Montenegro, Dalmatia, Bosnia, Herzegovina, Kroatia. E diabarz hag e kevrennou reterel al ledenez, he deus an hirbennegez dalc'het startoc'h d'he zachenn, dreist-holl e Serbia, e Bulgaria hag e Thessalia. E Serbia, an hirbenneien a zo trec'h dre o niver d'ar grennbenneien ha d'an dud pennet-etre pa 'z eer d'ezo ez digevret hirbenneien 39,9 dre 100 ; tud pennet-etre 30,7 dre 100 ; krennbenneien 29,8 dre 100. E Bulgaria, a-vec'h ma 'z eus eus ar grennbenneien eur palevarz eus poblañs ar vro.

Roudou dister eus ar ouenn hanternoziat a verzer amañ hag ahont, e-touez Balkaniz-vremañ, dre genstummadou bet digevredet (15): bleo melen (2,7 dre 100 e Roumania, 8 dre 100 e Serbia (16), 4 dre 100 en Albania), daoulagad glas (8,9 dre 100 e Roumania, 20 dre 100 e Serbia, 12,5 dre 100 e Bulgaria (17), 1,5 dre 100 er C'hres) (18).

(15) Gwall-zibaot eo kavout, e-mesk Balkaniz-vremañ, bleo melen ha daoulagad glas a-gevret en hevelep den. Peurliesa e vez an dud glaslagadek bleo du pe c'hell-du. Gouzout a reer ez eo an daoulagad glas, er poblañsou a wad gemmesket, an arouez padusa eus eun hironadur gant Hanternoziz.

(16) Rouesoc'h c'hoaz ar bleo du e-mesk Serbiz eget ar bleo melen : 4 dre 100. Al livou-etre eo ar stanka.

(17) Bez' ez eus 25 dre 100 o zaoulagad louet e-touez Bulgariz.

(18) E. Pittard, *les Races et l'Histoire*, 1924, pp. 342-68.



## ENEZ KRET

Eur meneg a ziforc'h a zellez enez Kret dre ma 'z eo bet, e-pad oadveziou ar c'houevr hag an arem, kreizenn ar skedusa sevenadur a oa neuze en Europa (19). Ar soundaduriou graet e Knossos hag ar furchadennou kaset da benn e Phaestos o deus diskuilhet e oa e maen lufret binviou annezidi kenta an daou lec'h-se. Da zezvarn diouz teoder ar gweleadou en em furmet eno e-pad nevez-varevez ar maen, e padas pell ar maread-amzer-se er Gret. Traezou a bep doare, o teurel sklerijenn war vuhez hen-Gretiz, a zo bet kavadennet e liveadou nevez-varevez ar maen e Knossos hag e Phaestos : binviou maen, korn hag askourn, darbodou, roudou logellou, darn anezo kelc'hiek pe hirgelc'hiek, savet gant pri ha skourrou, oc'h ober al leur anezo eur gwelead pri 10 santimetrad treuz, darn all pevarc'hornek e mein diven ha divañson, dilerc'hiadou-pred : kregin, eskern diwar balumed, ejened, moc'h-gouez, deñved, gedon. Eun tamm danvez olifant, en eur douez gant an traou-se, a ziskoueze o doa eneziz skoulmet a-benn neuze darempredou gant Afrika (20).

N'hon eus relegenn ebet a-ziwar lerc'h Kretiz ar ragistorvez en tu-hont da oadvez ar metalou. E-doug oadvez ar c'houevr (a badas er Gret eus ar bloaz 3.000 betek ar bloaz 2.400 kent H.S.) e oa a ouenn greizdouaregat an darnvuia eus eneziz. Eun nebeud krennbenneien a oa a-benn neuze en enezenn. Stankoc'h e

(19) Ronald M. Burrows, *The Discoveries in Crete and their bearing on the History of Ancient Civilisation*, London, 1908.

(20) Arzur Evans, *The Neolithic and Early and Middle Minoan Ages*, Oxford, 1921.

voent, moarvat, d'eur maread kent, rak niverus a-walc'h e oa o hironed e-mesk eneziz. N'eo ket eus Europa, war a hañval, e oa deuet da chom er Gret ar grennbenneien-se. O andon a zo da veza klasket er grennbenneien a oa krog da founnaat er mareou-se en Azia-Vihana. Darn eus an enezennou etre ar Gret hag Anatolia a oa bet tudet ganto ; manet e oa ar re all gant Kreizdouaregiz.

E-doug kevrenn genta oadvez an arem (2.400-1.750 kent H.S.), ez a hirbenneien greizdouaregat ar Gret war niverusaat c'hoaz, e-keit m'emañ o rouesaat ar grennbenneien hag o hironed. E dibenn oadvez an arem (war-dro 1.400 kent H.S.) en eneb, e teu a-greiz-holl ar grennbenneien da stankaat hag an hirbenneien da goaza. Ar beuzkoazidigez-se a-daol-trummm eus an hirbenneien, kerkouls hag an niver bras-souezus a hironed a verzer war eun dro en enezenn, a dennfe da anataat e oa bet lazet dre ar c'hleze ar pep brasa eus gwazed ar ouenn greizdouaregat hag e oa bet lodennet ar merc'hed etre an drec'hourien (21). An daolennad-niverennou amañ war-lerc'h a ziskouez splann dre oadvez kenfeuriad ar gouennou-tud er vro :

| | *Hirbenneien* | *Hironed* | *Krennbenneien* |
| --- | --- | --- | --- |
| *Oadvez ar c'houevr...* | 55 dre 100 | 35 dre 100 | 10 dre 100 |
| — *an arem......* | 66,6 dre 100 | 25,6 dre 100 | 7,7 dre 100 |
| *Dibenn an arem......* | 12,5 dre 100 | 50 dre 100 | 37,5 dre 100 |

N'eo ket eus Azia-Vihana, evel krennbenneien oadvez ar c'houevr, eo e teue ar grennbenneien a lakaas termen da sevenadur kretek oadvez an arem, hogen

(21) G, Glotz, *La Civilisation égéenne*, 1923, pp. 72-3.



eus ar C'hres douarbrazel, pa n'oa anezo estr eget Ac'haiwiz ar skridou gresiek a ziwezatoc'h. Ac'haiwiz eo a zegasas en Hellaz ar gosa rannyez hellenek a gement a voe komzet enni. Hena bro annezet ganto (hena hini bet dalc'het koun anezi gant Gresianed an istorvez) e oa bet korn-douar Dodona, en Epir (22). Bez' ez oa anezo tud vras ha kreñv, kenneuz moarvat d'ar ouenn dinarek a vremañ. Gwirheñvel eo e oa a-benn neuze gant hiniennou en o zouez stummadou-korf o tougen testeni e oa bet gwechall hironerez etre tud o foblad ha Hanternoziz. Ano a zo, da vihana, gant ar skridou a ziwezatoc'h, a veleganed hag a veleganezed glaslagadek e-metou o diskennidi (23).

## BREIZ-VEUR HAG IWERZON

E Breiz-Veur hag Iwerzon, evel en Iberia, eo manet atao rouez-meurbet ar grennbenneien. Stank a-walc'h e hañval beza bet koulskoude ar bagadou anezo o deus treizet ar mor da dizout enezennou ar Gwalarn etre penn-kenta an oadvez azilel ha derou oadvez an arem. Nemet biskoaz n'eo bet an dud, er bagadou-se, niverus a-walc'h da drei neuz-ouenn eneziz. Kreizdouaregiz a ouenn ez eo manet ar pep brasa eus ar re-mañ, a-hed nevez-varevez ar maen hag e-doug an oadveziou war-lerc'h, betek donedigez Hanternoziz (Kelted ha Germaned an istorvez).

(22) *Hellopia* a veze graet eus ar c'horn-bro-se, D'Arbois de Jubainville, *les Premiers Habitants de l'Europe d'après les écrivains de l'Antiquité et les travaux des linguistes*, II, eil mouladur, 1894 pp. 222-3.

(23) A Reinach, *l'Hellénisation du Monde antique*, 1914, pp. 23-5 ; Glotz, *op. cit.* pp. 60-2, 78-80 ; A. Jardé, *la Formation du Peuple grec*, 1923, pp. 92, 96.

Kreñva rummad krennbenneien a zouaras e Breiz-Veur eo moarvat an hini a zo bet graet anezañ *pobl ar c'hrugellou krenn*. Dont a rejont enni e dibenn nevez-varevez ar maen (oadvez ar c'houevr) hag e derou oadvez an arem (2.500-1900 kent H.S.). Eus furm ar grugell e oant boas da sevel war vez o zud varo eo e teu an ano a zo bet lakaet d'ezo. Krenn (da lavarout eo kelc'hiek) e oa ar grugell-se (*Round Barrow*), disheñvel dre se diouz ar grugell-vez hir (*Long Barrow*) a veze savet gant henvroiz an enezennou. Tud bras a-walc'h, frammet-kreñv ha kigennet-nerzus a oa eus ar saverien krugellou krenn. Etre 1 m. 70 hag 1 m. 76 e oa o ment. Ledan e oa o fenn (arouezladur-penn : etre 80 ha 84), plaen-gernek, sounndivalir ar c'hil anezañ. Teo-meurbet o diou waregabrant. Stouet war-dreñv o zal. Teo ha balirek o daou askourn-jod. Balirek hag alies begererheñvel o fri. Tolzennek o diou garvan. Doun-meurbet en o eskern eo ar roudou diwar penn-stagell o c'higennou. A-ouenn alpat hironaet-stank gant Hanternoziz e tiskouezont beza, pe c'hoaz ez eus anezo eur skourrad en em zistaget diouz ar ouenn dinarek hag aet da ober e annez en Hanternoz Europa. Tud neuziet peurheñvel outo a oa o veva en Danmark e-pad nevez-varevez ar maen, ha diskennidi o deus lezet er boblañsvremañ er vro-se hag e lec'hiennou eus arvor an Norvej (24). N'eo ket eus ar broiou-se koulskoude e heller lakaat da zont ar saverien krugellou krenn e Breiz-Veur, pa 'z eo gwir eo disheñvel ar sevenadurez a zegasjont en enezenn diouz an hini a oa o ren e Skan-

(24) *Borreby* a vez graet eus an neuz-ouenn-se, eus ano al lec'h a Vro-Danmark m'eo bet kavet da genta he relegou.



dinavia d'ar mare-se. Diwar-dro aber stêr Roen eo d'imp kredi kentoc'h e kemerjont penn o hent (25). Ar vestroniez a c'hounezjont war enezennou ar Gwalarn dre gabestra eneziz, nemet en em gemmeska a rejont ganto, ken ma 'z eas buan a-walc'h o neuzouenn hogos da get (26).

(25) J. Loth, *La premiere apparition des Celtes dans l'ile de Bretagne et en Gaule*, war *Rev. celt.* 1920-1921, pp. 275-7.

(26) Kejout outañ koulskoude a reer bremañ c'hoaz e lec'hiennou distro a Vreiz-Veur, er C'humberland da skouer. Stank e oa en XIX$^{vet}$ kantved e-touez dilerc'hiadou ar *yeomanry*, an dere-se a berc'henned-douar vihan a Vro-Saoz a zo bet kaset da get dre greskidigez ar *gentry* e-pad an XVIII$^{vet}$ kantved. Gwelout W.Z. Ripley, *The Races of Europe, a sociological Study*, London, 1900, p. 309. Diwar an Daned, a zo deuet da chom e Breiz-Veur er Grenn-amzer, emañ moarvat an darnvuia eus an treuzvevadurioù-se eus gouenn Vorreby e Bro-Saoz ha neket diwar argadourien oadvez an arem.

# Orin gouennou-tud nevez-varevez ar maen

En derez m'emañ bremañ hon anaoudegeziou, n'emaomp evit kinnig amañ nemet goulakaduriou.

## I — ORIN AR OUENN GREIZDOUAREGAT

E Chansladiz ar pleistoken-uhela, ez eus bet klasket andon gouenn ar Balmaou-Tomm a dremener evit beza ar benna furm gwisket e-pad nevez-varevez ar maen gant ar ouenn greizdouaregat a vremañ. Bete gouzout, e heller ober gant ar goulakadur-se. Arabat ankounac'haat koulskoude ez eus disheñvelderiou bras ha doun etre Chansladiz askournet-teo, frammetkreñv ha kigennet-nerzus, ha Tud ar Balmaou-Tomm frammet-skrañv hag iziliet-moan. Hep testeniou anatdiarvar a vaberez etre diou ouenn, ez eo gwall-fazius en em harpa war an dreuzfurmusted da ziskleria ar c'hemm etrezo. Keit ha ma hellomp dezvarn diouz o relegou, e hañval beza eus Chansladiz eur ouenn a vije deuet d'ezi he stummadou-korf eus ren eur vuhez c'haro dindan eun temz-amzer yen (1). Er c'hontrol, emañ pep tra o lakaat anat ez eo bet kavell gouenn ar Balmaou-Tomm e broiou klouar ar C'hreisteiz ma 'z eo aes ar beva. Goude teuzidigez ar skournredennou-meur, dre ma tigor en Europa greiz ha hanternoz douarou hemolc'h ha pesketa nevez, eo e welomp Tud ar Balmaou-Tomm oc'h en em skrigna drezi.

(1) Boule, *op. cit*, pp. 318-9.



Merzet ez eus e Polonia, en annezlec'hiou ragistorek o tenna d'ar marevez m'edo ar c'hoadou o kemer lec'h an toundrennou hag ar steppennou, roudou eun ijinerez-maen kreizdouaregek e orin, da lavarout eo degaset er vro moarvat gant eun enbroadeg hemolc'herien ha pesketaerien o tont eus ar C'hreisteiz (2). Kempred gant an amzer-se eo skignidigez ar ouenn greizdouaregat dre Europa.

## II — ORIN AR OUENN HANTERNOZIAT

Ar ouenn-mañ, diouz ma vez lakaet peurliesa, ne vefe anezi nemet eur skourrad eus ar ouenn greizdouaregat bet kemmet d'ezañ e zoare dre hir-veva e broiou yen an Hanternoz. Amwirheñvel eo. Evel ma lavar Boule (3), ar ouenn hanternoziat a oa anezi en eur c'horn-bro bennak d'ezi hec'h-unan kerkent hag oadvez ar C'haro-erc'h, hag o veza m'edo skournet hanternoz Europa d'ar marevez-se, ez eo ret d'imp klask he c'havell e kompezennou kreiz, kreisteizel ha reterel Rusia, ha marteze ivez e Kornog Siberia (4). Ac'hano, bep ma steuzie ar skournredennou, e vije en em astennet tud ar ouenn-se war-du aod ar Baltik, an Danmark hag al ledenez skandinavek. Kenthanter-

(2) L. Kozlowski, *Stan i zadania badan nad epoka kamienna w Polsce*, war *Wiadomosci Archeologicznych*, 1922 ; *Anthr*. 1924, pp. 427-8.

(3) *Op. cit.*, pp. 351-2.

(4) E-pad m'edo Amzer ar Skourn-Bras o ren war Europa, e hañval beza bet gleborek a-walc'h an temz-amzer e Kreisteiz Rusia ha Kornog Siberia. Ma helle koadeier kreski er c'hompezennou n'eus ken bremañ enno nemet steppennou, ha lennou bras dour-disall en em astenn e-lec'h n'eus ken nemet holenegi ha geuniou dour-sall. Kevannezusoc'h eget bremañ e oa, en eur ger, ar rannvroiou-se.

noziz a reer eus an hendadou pleistokenel a c'houlakaer d'ar ouenn hanternoziat, ha soñjet ez eus bet e hellfe darn eus Tud al leus beza diwar ar ouenn-se (5). Bez' ez eus zoken denoniourien tuet da gredi e vefe gouenn Predmost (*alias* gouenn Brux) en he fez eur ouenn genthanternoziat (6). Darn eus stummadou-korf Predmostiz, da skouer o ment-uhel (1 m. 80) hag o diou wareg-abrant teo ha balirek, a zegas da goun Tud ar c'hourganou a veve e Rusia e-kerz nevez-varevez ar maen.

An tri stummad-korf penna o tisheñvelout gouenn hanternoziat Europa diouz gouennou all ar bed — peurwennder ar c'hroc'hen, glasder an daoulagad, melender ar bleo — o deus o zri an hevelep abeg : ar rouester er ouenn-se eus greunennouigou al livadur-ken. Dre an hevelep abeg end-eeun eo ne vez nepred kavet e bugale Hanternoziz ar plustrennou glas ken-c'hanedigezel anvet ***plustrennou mongolek*** hag a vez

(5) ***Tud al leus*** a reer eus ar meuriadou hemolc'herien olifanted hirvlevek o veva e Kreiz Europa e-pad oadvez ar C'haroerc'h. Diwar ma vez kavet stank roudou o ijinerezou e gwiskadou-leus ar vro-se e teu d'ezo o ano.

(6) Haddon-Van Gennep, pp. 104-5.

(7) Ar plustrennou-se a vez lec'hiet er vugale nevez-c'hanet war an diglun, ar groazell hag an dric'hornenn. Steuzia a reont e-tro an oad a zaou, tri pe bemp bloaz. Al liou glas maen-to anezo (heñvel a-walc'h ouz liou eur broudvrizelladur — tatouadur) a zeu eus m'en em gav dastumet greunennouigou al livadurken ouz o ober e gwiskadou douna ar c'hroc'hen e-lec'h beza en ezkroc'hen evel ar greunennouigou a ro e liou du da gen ar Vorianed. Plustrennou mongolek a reer anezo dre m'en em gavont gant hogos holl vugale ar Vongoled (etre 90 ha 98 dre 100). Hogozik ker stank ez int gant bugale Sinaiz, Japaniz, Annamiz, Siamiz, Maleziz, Poluneziz hag Amerindiz. O c'havout a reer alies a-walc'h gant bugale Morianed Afrika (73,3 dre 100), gant bugale Arabed ha Berbered Aljeria ha Tunisia (54,8 dre 100) ha



kavet ken alies gant bugale ar gouennou bleo du, zoken gant bugale ar re anezo a zo gwenn o c'hroc'hen, evel ar ouenn greizdouaregat hag ar ouenn alpat (7).

Liou melen ar bleo, degaset da Hanternoziz dre ar rouesaat enno eus greunennouigou al livadur-ken, a zo bet merzet a-wechou o tont a-daol-trumm en hon amzer gant Europiz bleo du da heul kleñvedou grevus, nemet herezel n'eo ket neuze al liou o devez gounezet er c'hiz-se : ne dremen ket a dad da vugel. Bez' ez eus a-hend-all en Amerika, e-touez Chukunakiz striz-douar Darien (Stad Panama) eur strollad Indianed, anvet *Indianed wenn*, a zo gwenn ruz-roz o c'hroc'hen, melen-aour o bleo ha liou glas-ruz o tenna war al loued o daoulagad (heñvel-meurbet eo al liou-mañ ouz al liou a vez gant daoulagad ar vugale nevez-c'hanet). Ar stummadou-se gant Chukunakiz n'o deus talvoudegez ebet e-keñver skiant ar gouennou, pa 'z eo gwir e teuont d'ezo dre zarvoud, eus ar c'hleñved anvet gwennarderez (8). Dellezek a evez eo koulskoude an darvoud-se o veza ma 'z eo deuet Indianed bleo melen striz-douar Darien, dre en em strolla hag en em nesaat kenetrezo, d'ober eur rummad niverus a-walc'h o veva digevret diouz an Indianed velengroc'henek yac'h kenouenn d'ezo (9).

gant bugale ar Yuzevien en hevelep broiou (47 dre 100). Dr Noël, *La tache bleue congénitale dite « mongolique » chez les Nègres africains*, war *Anthr.* 1922, pp. 215-20 ; Hermann Ten-Kate, *Osservazioni sulle machie turchine congenite nei ragazzi tunisini ed algerini*, war *Rivista di Antropologia*, Levr. XXVIII, 1927 ; *Anthr.* 1928, pp. 414-5.

(8) *Albinismus*. Ar gwennarderez a zeu eus peursteuzidigez al livadur-ken. Gwennarded a vez kavet e-touez Europiz ha Morianed Afrika.

(9) Haddon-Van Gennep, pp. 250-1.

## III — ORIN AR OUENN ALPAT

Ar grennbenneien a ouenn alpat a zo bet savet nouspet martezead, ken diwar-benn o orin, ken diwar-benn ar perz o deus bet e skignidigez dre Europa eus ijinerezou nevez-varevez ar maen hag cadvez ar metalou. Graet ez eus bet anezo diavaezourien, Aziaded, o tont eus steppennou ha meneziou Kreizig-kreiz Azia. Kenstaget eo bet o orin ouz orin ar « morad-krennbenneien emañ goloet ganto bremañ holl greizenn Azia ». Da veiza gwall-vreskder ar goulakadu-riou-se, ez eo a-walc'h kaout koun eus a gement-mañ :

1° Unouenn n'eo ket krennbenneien Kreiz Azia, pa 'z int diwar diou ouenn vras hag a zo disheñvel a-grenn an eil diouz eben. Ar grennbenneien o chom en tu kornok d'ar Pamir a zo tud kroc'henet-gwenn, peurheñvel ouz Europiz dre linennadur o dremm ha stummadur o c'hlopenn. Ar grennbenneien o chom en tu reter d'ar Pamir hag en hanternoz d'an Tibed a zo, en eneb, tud kroc'henet-melen ha mongoliat dre holl stummadou o dremm hag o c'hlopenn. N'eo ket er grennbenneien kroc'hen-melen e hell beza andoniet krennbenneien europat nevez-varevez ar maen, pa 'z eo gwir n'eus netra a gement a ve mongolheñvel enno (10).

2° Ar ragistorourien hag an denoniourien a gomz d'imp eus « ar morad-krennbenneien a c'holo Kreizenn Azia », eus « ar gwagennadou anezo » a vije

(10) Ar stummadou mongolheñvel gant an diou pe deir c'hlopenn grennbennek kavet e Mugem n'int ket peuranatausoc'h eheñver orin aziadek ar ouenn alpat eget na ve ar stummadou mongolheñvel a gaver gant gouennou Morianed 'ze en Afrika.



deuet ac'hano « d'en em astenn lerc'h-ouz-lerc'h war Europa », a zo tud ha n'o deus biskoaz beajet a-dreuz d'ar vro-se, studiet war al lec'h he doare ha doare ar re a chom enni. Kemmeska a reont daou dra disheñvel : ec'honder ar vro dalc'het gant ar grennbenneien aziat ha niver ar re-mañ. Bras divent eo ar vro dalc'het gant ar grennbenneien vongolheñvel, kalz brasoc'h eget Europa, hogen a-holl-viskoaz ez eo bet dindan douarou fraost ha gouez, toundrennou en hanternoz, koadou hir diziwez er greizenn, steppennou ledan ha meneziou uhel er c'hreisteiz, kement-se holl oc'h ober evel peder riblennad ledan ha hir en em astenn keñver-ha-keñver a-dreuz da holl Azia eus reter da gornog. Mar deo bras divent ar vro, rouezmeurbet eo an dud o chom enni, ha n'eo ket souez. Toundrennou, koadou, steppennou ha meneziou n'int ket evit maga « eur morad-tud ». A-holl-viskoaz ez eus bet eus an dud-se hemolc'herien ha pesketaerien. Eun nebeud amzer kent derou an istorvez, darn eus ar re o chom er c'hreisteiz a zo en em daolet da vaga chatal. Hogen nag an hemolc'h nag ar peuri n'int doareou-beva hag a hell rei lusk d'eur ouenn da baotaat ha da duda stank eur vro, pa c'houlennont an eil hag egile gouelec'hiou evit ober berz. Hemolc'herien ha pesketaerien an Hanternoz a zo anezo eun nebeud miliadou tud hepken (11). Stankoc'h eo magerien-chatal ar c'hreisteiz. Ar re niverusa anezo koulskoude (a zo ivez ar re sevenata), ar Vongoled, n'int ket en tu-hont da dri milion. Ha n'eo ket da gredi e vefent bet biskoaz niverusoc'h (12).

(11) Ar Samoyeded, da skouer, a zo 18000 anezo en eur vro brasoc'h ar gorread anezi eget hini Galia.

(12) An niver a dri milion roet gand Ivanovski evit ar Vongo-

3° Ar grennbenneien kroc'hen-gwenn o chom e kevrennou kornok Kreiz Azia a zo kalz niverusoc'h eget ar Vongolheñveled, o veza ma 'z eus gounideien-douar eus ar pep brasa anezo (n'eus nemet al labour-douar a gement a hellfe maga « moradou-tud »). Ha koulskoude n'eo ket par o niver da vent ar vro dalc'het ganto, pell ac'hano ! Ha setu perak. Re rouez eo an tachennadou-douar strujus ha douret-mat er gevrenn-ved en em astenn etre tolzennad ar Pamir hag aradennad menez Zagros, re striz eo gorread an tachennadou-se, re zarnaouet ez int dre ec'honderiou bras a zouarou dizec'het ha difrouezus. Gouelec'hiou traez ec'hon-meurbet an Turkestan (*Kara-Koum* « an Traez Du », *Kizil-Koum* « an Traez Ruz », *Ak-Koum* « an Traez Gwenn », *Bek-pak-dala* « Steppenn an Naon »), gouelec'h bras an Holen (*Dacht-i-Kevir*) en Hanternoz Persia, gouelec'h bras Lot (*Dacht-i-Lout*) e Kreiz Persia, gouelec'hiou Kirman, C'haran, Registan ha Makran e Kreisteiz an hevelep bro, n'int ket lec'hiou ma hell an den beva ha paotaat (13). Da

led, eo moarvat an hini tosta d'ar wirionez. Hogos digresk e chom ar boblañs anezo. Ar gaezhez, an naplez hag an niver re vras a veleien hag a leaned gouestlet da veva dizemez, a vije, hervez ar skrivagner-se, an tri fenn-abeg o herzel ouz ar Vongoledvremañ da baotaat. Keñveria ar pez a lavar Prjevalski, *Mongolie et Pays des Tangoutes*, troidigez c'hallek gant G. du Laurens, 1880, p. 57.

(13) Lenn, e levr G. Bonvalot, *Du Caucase aux Indes à travers le Pamir*, 1889, taolennadur an douarou poultrennek-se eus Kreiz Azia. Lenn ivez : E. Boulangier, *Voyage à Merv*, 1888 (mouladur distag ; diwar *Tour du Monde*, 1887 ; Major Percy Molesworth Sykes, *Ten Thousand Miles in Persia*, London, 1902 (troidigez c'hallek berraet war *Tour du Monde*, 1905, ha mouladur distag *A travers la Perse orientale*, 1907) ; *A Fifth Journey in Persia*, war *Geographical Journal*, 1906 ; Koronal H. Mac-Mahon, *Recent Survey and Exploration in Seistan*, ibid. 1906.



evesaat eo ouspenn o deus ar grennbenneien europaheñvel-se komzet gwechall (hag e talc'hont da gomz bremañ c'hoaz, rummadou anezo) yezou indezeuropek (14). Kenoberiet o deus, evit eun darn vras hep mar ebet, da skigna a-dreuz da greizenn Azia betek harzou Mandchouria ar yezou indezeuropek a veze komzet enni er Grenn-amzer. N'eus netra o lakaat anat e vefe anezo diskennidi eus hena poblañs ar broiou m'o c'haver hizio. Bez' e hell beza anezo — hag o yezou hag o neuz-ouenn a dennfe d'hen anataat — gourvibien eus enbroerien deuet di eus ar C'hornog.

Abaoe nevez-varevez ar maen, emañ tudet menez Kaokaz, Armenia hag Azia-Vihana gant eur boblañs krennbennek niverek a-walc'h he deus kaset alies bagadou divroerien davet broiou ar Reter e-keit ha ma kase bagadou all davet broiou ar C'hreisteiz. Ar c'horn-douar-se a hañval beza bet eur greizenn m'eo en em skrignet diouti ar grennbennegez war hanterenn gornogel Azia, e-pad m'edo en Europa Helvetia eur greizenn-grennbennekaat all evit poblañs hon douar-bras-ni. Marteze ez eus kerentiez etre krennbenneien Kornog Azia ha krennbenneien Europa. Marteze n'eus ket. Ma lakaer ez eo deveret, dre dreuzfurmusted, ar gouennou krennbennek eus gouennou hirbennek kosoc'h (15) — ar goulakadur-se a rank an den hen ober pa zalc'h da unc'heneliez mab-den — eun dra splann eo e hell beza c'hoarvezet an darvoudse, en eun doare digevret, e meur a lec'h dindan heñ-

(14) Kalz anezo a zo bet turkekaet abaoe ar Grenn-amzer.

(15) En Azia evel en Europa, e hañval beza bet hirbenneien eus kenta annezidi ar broiou tudet bremañ gant krennbenneien.

vel-levezoniou-natur (16). En Europa, evel e kevrennou all eus ar bed, e hañval ar grennbennegez beza diwanet en dud o chom war veneziou uhel, en amezegiez ar skournredennou-meur. Bez' e vije eus ar grennbennegez dre vras ar pez a zo bet lavaret eus ar grennbennegez plaengernek (17): eun dazkemmadur iskleñvedoniel e natur diwanet e rummadou-tud 'zo dindan levezon an temz-amzer skournredel ha deuet da veza herezel enno dre hir-amzer.

(16) Bez' ez eus denoniourien (Bogdanof, Ranke, Lissauer, Giuffrida-Ruggeri, hag all) hag a sell krennbenneien Europa evel gwir Europiz dre o orin, gaolet eus hen-boblañs hirbennek ar vro. Kerkent hag ar bloaz 1900, e oa bet difennet ar meno-se gant an Doktor Adolf Bloch, *De l'origine des brachycéphales néolithiques de la France*, war *Congrès intern. d'anthropol. et d'archéol. préhist.* Paris, 1900, p. 271 *et sequitur*.

(17) Eyesaet ez eus bet ne vez kejet ouz ar grennbenneien kern-plaen nemet e kevrennou Europa a oa skournet e-pad ar pleistoken. Hevelep skignadur a bobladou krennbennek kern-plaen a vez merzet, e kevrennou all eus ar bed, el lec'hiou goloet gwechall a skournredennou, dreist-holl en Amerika, G. L. Sera, *La distribuzione geografica dei brachiplaticefali ed i relitti della fauna glaciale in Europa*, war *Rev. de Biologie*, III, feskennad Ia ; *Anthr.* 1922, p. 314.



# An diere a zo etre an darvoudou a ouenn hag an darvoudou a sevenadur e-kerz nevez-varevez ar maen

Diwar gwelout gouennou-tud krennbennek oc'h en em leda dre holl Europa e derou ar rannhoalad holoken, e teuas ragistorourien an XIX[vet] kantved da gredi e oa i o doa degaset ijinerezou nevez-varevez ar maen. Lakaet e voe war ar grennbenneien a ouenn alpat — a raed anezo argadourien o tont eus Azia greiz — kement nevezinti a weled o tiwana hag oc'h en em skigna en Europa e-pad ar prantad-se : ar poderez-pri, ar binviou maen lufret, al labour-douar, al loened doñv, ar gwea, ar c'hêriadennou-war-zour, an taoliou-maen. Warlerc'hiet e hañval beza d'imp hizio ar goulakadur-se eus ar genta ragistorourien, pa 'z omp deuet da c'houzout ez eus bet dre ar bed d'an holl nevezintiou-se meur a greizenn-ijina diere a-grenn peurvuia an eil diouz eben. War eun dro ez eo deuet anat d'imp, da heul imbourc'hiou nevez hag ar studi pisoc'h a zo bet graet eus ar c'havadennadou, na glot ket peurliesa an emleda dre Europa eus ijinerezou nevez-varevez ar maen gant an emskigna drezi eus ar gouennou-tud krennbennek.

Eus an aradennadou-meneziou uhela, dreist-holl eus Alpou Helvetia, e tiskouez ar grennbenneien beza diskennet war ar c'hompezennou. War an arvor kornok ha kreisteiz eo, er c'hontrol, e tiskouez beza

bet andon kalz eus an ijinerezou nevez (1). Ar remañ, n'eo ket adrak en eur blokad e tleer sellout outo, hogen hini ha hini, pa 'z eo gwirheñvel-bras eo en deus pep hini anezo e istor dioutañ e-unan. An disheñvelderiou a verzomp etre ijinerezou hen-varevez ar maen, hag ijinerezou nevez-varevez ar maen, ar c'hemmaduriou a welomp o c'hoarvezout e stumm ar binviou, an ober gant ar maen lufret evit binviennou 'zo, ar c'havadennou nevez (poderez-pri, gounidegez-douar, maga-chatal, gwea hag all), an holl draou-se en eur ger ne dint ket en em ledet holl a-unan hag a-

(1) Arabat ankounac'haat e chom kuzet ouzimp orin darn eus an ijinerezou-se dre m'en em gav marteze beuzet hizio er mor ar broiou o deus bet da gavell. Ar c'hemmaduriou c'hoarvezet gant live ar mor abaoe derou ar pleistoken a vez lakaet peurliesa war ar finvadennou sav-diskenn a vez gant pluskenn-vaen ar bed, ha bras eo bet hep mar ebet ar perz o deus bet ar re-mañ enno. Nemet e hellfe beza ivez, evel m'eo bet meno gant Maclaren e 1842 ha gant douarnaturoniourien all war e lerc'h, e oa izeloc'h eget bremañ live ar mor e-doug Amzer ar Skourn-Bras en abeg da gement a zour a oa aet neuze da erc'h ha da skourn war an douarou-bras. Teuzidigez ar skournredennou-meur hag an erc'hegou, dre greski an dour e naoz ar mor, he divije lakaet live hemañ da uhelaat. An traoniennou dindanvorek, ar c'hoadou hag an taouarc'hegou beuzet a zo e strad ar mor hed-da-hed gant aodou kornok ha hanternoz Europa, adalek Iberia betek Skandinavia, a zo testeni e oa, e-pad Amzer ar Skourn-Bras, eur ribiennad ledan a zouarou izel stag ouz an tachadennou-se. Hag eun dra evesaus eo o deus bleuniet an darnvuia eus an ijinerezou-a-dremen etre hen-varevez ha nevez-varevez ar maen war an arvoriou kornok ha hanternoz-se a Europa, d'ar mare end-eeun m'edo ar mor o paouez diraez al live a zo gantañ bremañ. W. Ramsay, *Eustatic changes of level and the Neolithicum*, war *Smya*, XXXVI, 2, Helsingfors, 1926 ; *Anthr.* 1928, pp. 161-3. A-zivout douarou beuzet ar C'hornog hag an Hanternoz, lenn Clement Reid, *Submerged Forests (Cambridge Manuals)*, Cambridge University Press, 1913 ; P. Lesne, *La faune entomologique subfossile des tourbières sous-marines de Belle-Ile*, war *Comptes-Rendus de l'Acad. des Sc.* 1918 ; Anthr. 1922, p. 150. Hag all.



daol-trumm war Europa (evel ma vije c'hoarvezet ma vijent bet degaset gant diavaezourien oc'h argadi ar vro), hogen hini ha hini eo e teuont ha gorrek meurvo-bet. Bez' e hañvalont beza frouez labour tud ar vro ounan, o poania, remziad war-lerc'h remziad, da drei, da gemma, da wellaat, da ijina binviou ha doareou-labour nevez. Ar c'henwerz dre zouar ha dre vor, kentoc'h eget an argadadegou hag an divroadegou, eo o deus o ledet tamm-ha-tamm dre holl Europa (2).

Divroerez a zo bet alies a-dra-sur e diabarz Europa e-doug nevez-varevez ar maen. Bez' ez eus bet divroadegou a-vras hag ensiladennou peoc'hiek eus eur vro d'eur vro all. Nemet ne verzer peurliesa ere ebet etre an divroadegou hag an ensiladennou-se (ar re anezo a zo heverz d'imp diouz studi an eskern er beziou) hag ar c'hemmadennou pe ar gwellaennou darvezet en ijinerezou. A-hed holl rannoadveziou nevez-varevez ar maen penn-da-benn e hañval beza bet gant krennbenneien Europa an hevelep sevenadur ha gant hirbenneien ar vro kempred d'ezo. N'eo ket unvan a-hend-all giziou ar poblou krennbennek en hevelep rannoadvez. Ar meuriadou krennbenneien o chom, war-dro dibenn nevez-varevez ar maen, e Belgia ha

(2) Da veiza peger fazius eo ober dalc'hmat gant « eur ouenndud nevez » pe « eur bobl nevez » evit diskleria kement kemmadur bras a zeu da c'hoarvezout en ijinerezou e-doug ar ragistor, ez eo a-walc'h evesaat na disheñvel en-holl-d'an-holl eo sevenadur ar Grenn-amzer diouz sevenadur an Amzer-vremañ, pa 'z eer d'ezo dre oberiaduriou o ijinerezou nemetken. Ker bras kemm a zo etrezo ma hañvalje reiz d'eun den dic'houzvez a-grenn eus istor Europa (lakomp e ve eun den diwar eur blanedenn all, eur Meurziad da skouer) o lakaat war pep a ouenn-dud disheñvel. Ha padal diskennidi rik ha digemmesk eus Krenn-amzeriz eo tud hon amzer, o deus labouret peuz-dilevezon diouz o araokaerien.

hanternoz Bro-C'hall, a oa ganto da skouer doareoubezia dishenvel diouz re ar grennbenneien o chom war an Alpou e-doug an hevelep rannoadvez. An taoliou-maen, an hentou-korriganed hag ar c'haviou-bezia implijet gant ar re genta da c'houdori o re varo a zo hogos dianav en Alpou (3).

A-unan emañ hizio an darnvuia eus ar ragistorourien evit sellout sevenadur an taoliou-maen evel diwanet en Iberia (Portugal ha Spagn) e dibenn nevez-varevez ar maen, da heul marteze darempredou dre vor (war eeun pe dizeeun) gant aodou reterel ar Mor Kreizdouarek. Eus Iberia, dre ar verdeadurez, e vije en em ledet ar c'hiz da sevel taoliou-maen war holl gornog Europa betek Breiz-Veur hag Iwerzon. Eus Breiz-Veur e vije bet degaset boaz an taoliou-maen e Skandinavia (4). Eur greizenn a sevenadurez ker pouezus all eo bet enez Kret war-dro an hevelep amzer.

Arabat dastum diwar kement-se na vije ket deuet Aziaded da chom en Europa e-pad nevez-varevez ar maen. Bagadou anezo, o tont eus Azia-Vihana dreistholl, o deus treizet ar mor, diarvar a-walc'h e dibenn ar marevez-se, da vont da ober o annez e Kret hag e ledenez ar Balkanou. Bagadou all diouto a zo aet marteze pelloc'h c'hoaz. Nemet n'eur ket peurliesa evit merzout al levezon o deus bet war neuz-korf po-

(3) Déchelette, I, pp. 485-7.

(4) Sophus Müller, *L'âge de la pierre en Slesvig*, war *Mémoires de la Société royale des Antiquaires du Nord*, 1914-1915 ; *Anthr.* 1922, pp. 155-6 ; J.L. Myres, *Primitive Man in Geological Time ; Neolithic and Bronze Age Cultures*, war *The Cambridge Ancient History, 1 : Egypt and Babylonia*, Cambridge, 1923 ; *Anthr.* 1924 pp. 561-3 ; C.A. Nordmann, *Some Baltic Problems*, war *Journ. of the Roy. Anthr. Inst.* 1922, pp. 26-45 ; *Anthr.* 1924, pp. 565-8.



blou ar broiou ma 'z int aet da chom, dre ma oa an Aziaded-se, deuet eus broiou ar Reter-Nesa, diwar gouennou krennbennek pe hirbennek neuziet-heñvel ouz gouennou Europa. Niverusoc'h egeto eo bet moarvat ar bagadou o deus kuitaet hon douar-bras, e-tro ar mareou-se, da vont da chom e Kornog Azia ha Hanternoz Afrika. An doug a welomp e derou an istorvez o kas Europiz davet broiou ar Sav-heol hag ar C'hreisteiz a zo bet lusket kerkent ha dibenn nevez-varevez ar maen da vihana.

# Rimadellou Bugale

dastumet gant Kerlann

e Gwiklan

1

Mari-Janig war al leur,
Gabrielig war he breur,
Fañch ar Vilin war he zad-koz,
Tabouliner ken na groz !

2

C'hoarzin, gouela,
Lost ar c'hezeg o tivera !

(evit goapaat unan o ouela)

3

Gutu, Gutu, Mari Wilhou,
Peseurt dourn 'mañ da spilhou ?
Pe 'n dourn kleiz, pe 'n dourn dehou ?
P'hini ane'o pe'o ?

(eur paotr a guz e zaouarn a-dreñv e gein, o c'houlenn an dra-mañ ouz egile. En eun dourn ez eus eun dra bennak, en dourn all peurvui netra).

(Visant Ar Berr).

4

Marc'haridig Bili-Maout (1),
Deus en hent-mañ gant da saoud.
Tri avalig 'zo en tan.
Deus en hent-mañ, 'po unan.
Kig-ha-fars a zo er pod.
Deus en hent-mañ, 'po da lod.

(1) kaoc'h maout.

(Jorj Menez).

5

Deomp, deomp,
'Kas an douar ganeomp.
Leuskomp Per er gêr,
Peogwir eo fall e votou ler.
Leuskomp Paolig war an hent,
Da zrailha mein gant e zent.

(Cheunig Amiri).

6

Mari-Janig a blij d'in,
Kalz a labour a ra d'in:
Goro 'r saoud, o c'has er-maez,
Terri ar bodez, skuilh al laez,
Mont d'ar c'hao da eva gwin.
N' Aotrou Kavalier,
Torret e c'har dreist ar skalier,
'N Aotrou Kermeur (1)
Sachet ane'añ d'e heul.

(1) ano all ar c'haz.



7

Yarig du, yarig wenn,
Dika-daka logodenn.

8

Petra 'vo da goan ?
— Soubenn ar c'hig moan.
Petra 'vo da lein ?
— Soubenn ar c'hig brein.

9

Me 'm boa gwelet e Pont-Paol
Daou gi du o planta kaol,
Al louarn oc'h arat,
Hag ar yer o pigellat,
An houidi, dourn-en-dourn,
'Kas an toaz d'an ti-fourn.

10

Jakez ar Voudenn,
Krevet gant eur c'hofad soubenn,
Aet da gerc'hat eur c'harrad ed.
Kouezet eur wezenn war an ed,
Pilet ar marc'h, ha torret ar c'harr.
Kaset Jakez d'an douar.

11

Dika, daka war ar pont,
Pevar ibil ha tregont.
Ar vilin vras o vala hei (z),
Ar goukoug o kana d'e'i,
Ar voc'hruzig (1) oc'h aoza youd,
Hag ar papilhon a lip toud.
Eur bleizig o vont 'n e goad,
Pevar ibil en e droad,
Boned kelenn war e benn,
Gwriet gant neud gwenn!

(1) pe : ar « rouziganig ».

(Loeiz Palud).

(lavaret e vez c'hoaz)

... o kana d'e'i,
'R c'hazig bihan 'c'h ober tro al leur,
Triouec'h logodenn, triouec'h raz,
Toud 'maint aet gant ar c'haz !

(Cheun Amiri).

12

I

Houmañ 'zo eur gazegig wenn,
Eur friig arc'hant en he fenn,
O rititi bidaig, trrou...
O riti tralala, prr-ou heñ-heñ !

(trouz ar marc'h o strevia hag o fronellat).



II

Pa oan o paseal e Kerellenn,
Chomet va bided er vouilhenn,
O rititi bidaig, trrou...
O riti tralala, prr-ou heñ-heñ ?

(Cheun Amiri).

13

Me 'oa bet e foar ar Roc'hig,
Me 'm boa prenet eur pemoc'hig.
Pa oan 'n em gavet er gêr,
'Klemme ar pemoc'hig
En e gofig:
« Bidi, toc'h, toc'h, toc'h ! »

(Cheun Amiri).

14

Eur roue hag eur rouanez,
O-daou o tenna panez.
Ar panez a oa kaer,
A oa aet gant al laer.
Hemañ 'n doa evet gwin,
Ha neuze 'oa aet sot,
Ha goude se 'n doa lammet
E-barz eur podad yod.

(Keruzeg).

15

Hei do ! marc'hig,
Pell emañ da barkig ?
— P'emañ pell, p'emañ tost,
Me 'vo 'r gêr a-raok an noz.

(pe :

Deus d'ar gêr a-raok an noz.

16

Bizig bihan, bizig moan,
'N hini 'la'ar gevier 'ya d'an tan.
Bizig bihan, bizig spern,
'N hini 'la'ar gevier 'ya d'an ifern.

(pa vez graet eul le etre daou vugel, e reont « bizig krog » en eur lavarout ar rimadell-mañ da startaat ar bro-mesa graet etrezo).

## ISTOR AR VRAN HAG AL LOUARN

Eur vran a oa bet o kerc'hat eur grampouezenn diwar an daol. Goude se 'oa bet en eur wezenn. E oa deut al louarn da lavaret d'e'i : « O, te 'p eus pluñv brao ! » Ar vran a gomañsas krial, ha kouezet e grampouezenn e beg al louarn !

(kontet gant Loeiz Pichon).



# Notennou

### Ar prof d'hol lennerien

Evel m'hon eus lavaret er miz tremen, kaset e vo er miziou-mañ, war o goulenn hag evit netra, an trede levrenn eus ar « Sketla Segobrani » :

1) Da goumananterien nevez GWALARN.
2) Da goumananterien goz GWALARN, ar re o devo paeet priz o adkoumanant a-raok ma vo peurechu o bloavez-koumanant.

### Ar Simbol

Eun arnodenn eus ar Simbol a vo graet e Brest d'ar meurz 3 a ebrel. Ar re a venn tremen a rank lakaat o ano ar c'henta gwella.

Kemmet e vo an arnodenn hiviziken. Kement darn anezi a oa galleg enni a zo lamet kuit. Evel-se, pep tra en arnodenn a vo e brezoneg, hag e brezoneg hepken. Ar reolenn nevez a vo embannet dizale en he hed.

### An debron

Bez' ez eus eur c'hleñved hag a vez taget gantañ hogozik kement hini a emell da skriva e brezoneg : kleñved an doare-skriva.

A-boan ma tremen tri miz hep na vefe debronet unan bennak, — ouspenn unan gwech-a-vez, — gant

ar c'hoant kemma labour Ar Gonideg ha Fransez Vallee, evit klask ober gwelloc'h egeto.

A-wechou e kaver ez eo hon doare-skriva re heñvel ouz hini ar galleg, a-wechou re zisheñvel dioutañ. A-wechou ez eo re eeun, pe re luziet. A-wechou all c'hoaz e lavarer d'imp n'eo ket unvan a-walc'h evit ar peder pe ar pemp rannyez. Ne vern pe zigarez a vez kavet, ar pez a glasker atao, evel just, eo mad ha silvidigez ar yez.

Ar pez a zo souezus eo penaos n'eus ket daou, e-touez reizerien ar reizskrivadur, hag o deus an hevelep menoz. Unan ne gar ket an dra-mañ, egile ne gar ket an dra-hont. Unan ne gar ket ar « **k** », egile ne gar ket ar « w ». Unan en deus kas ouz ar « c'h », egile n'eo ket evit gouzañv an « ñ ».

Peurliesa, ar c'hleñved-se ne bad ket pell. Fur a-walc'h e vez an dud evit kompren ez eo an doare-skriva tra an holl, ha na c'hell ket beza kemmet gant pep den hervez e faltazi.

**Dre ar c'helaouennou**

ADSAO a voul eur pennad-skrid e galleg diwar-benn oberenn diweza Kenan Kongar, « Disul da Noz ».

AR FALZ a gendalc'h da voula pennadou talvoudus-kenañ e sell eus kelennerez ar yez er skoliou. Krog eo da embann rollou-geriou brezonek kenstrollet hervez ar ster anezo. Kelou a ro eus ar genta kenstrivadeg savet e-touez bugale skoliou ar gouarnamant o deus desket yez ar vro. Eun dlead eo lenn hag harpa AR FALZ, n'eus ket kalz a gelaouennou pouezusoc'h egeti e sell eus an amzer da zont. Skriva



d'an Ao. Sohier, Plourivo (Kont-red 133-46, Roazon). Dek lur hepken e koust ar c'houmanant-bloaz.

War BREIZ e lennomp, eur skrid fur ha fentus war eun dro, savet e brezoneg c'houek gant P.J. Gour-na-Gil, diwar-benn ar re a venn skriva en eun doare nevez, disheñvel diouz ar re all.

En unan eus diweza niverennou BREIZ ATAO hon eus gwelet gant plijadur eur « Bajennad ar Brezoneg », enni eur pennad dudius a-zivout an turkeg, dasorc'het gant Mustafa Kemal hag ar yaouankiz a zo ouz e heul. Meur a gentel a zo da zastum diwar ar pennad-se, hag e c'hellfe dihuni eun tamm speredou striz ar Vretoned a c'hiz koz.

DIHUNAMB a voul dreist-holl pennadou graet evit an dud desket, ar re o deus goar hag amzer da studia ha da zeski ar yez etre peder moger. Mat e vefe neouac'h, eur wech an amzer, ober evel ma ra GWALARN, soñjal eun tammig er bobl. Arabat ankounac'haat an dud vunut, an dudigou diwar ar maez. Arabat ivez ankounac'haat ar vugale. Karout a rafemp eta lenn e DIHUNAMB nebeutoc'h a draou gouiziek ha muioc'h a draou beo. Spi hon eus e ouezo DIHUNAMB heulia skouer GWALARN, da lavarout eo, lakaat eun tammig e fri er-maez, dilezel e huñvreou kaer, digeri e zaoulagad da welout an traou evel ma 'z int ha soursial muioc'h ouz ar re a gomz ar brezoneg bemdez, ha na reont forz eus bredaserez ar savourien « doareou-skriva el loar ».

OBER a gomz d'imp eus e skoliou dre lizer, unan eus an traou kaera savet gant ar strollad yaouankizou kalonek-se. D'hor meno, e-touez ar c'helaouennou brezonek, ez eo OBER hag AR FALZ a zellez

ar muia beza skoazellet, kement a vuhez hag a lañs a zo ganto. Chomlec'h OBER eo: Boest-Post 28, Roazon.

**Brezoneg ar Vugale**

Mil bennoz d'an dud o deus kaset profou d'ar c'hef adarre:

An Ao. P. Laurent: 170 l. — An Ao. J. Mens: 20 l. — Abeozen: 5 l. — An Dim. Gendrier: 25 l. — An Ao. de Lesquen: 70 l. — An It. Kemere: 20 l. — An Ao. Jorj Ar Rouz: 20 l. — An Dim. Luguern: 15 l. — An Ao. Fred. Moyse: 25 l. — An Ao. G. Godu: 15 l. — en holl: 385 l.

Setu amañ roll al levriou kaset:

Kallag: 175 l. — Plourio: 63 l. — Gwiklan: 160 l. — en holl: 398 l.

Chom a ra er c'hef: 10 l. 80.

---

Moulerez E. JANNE, 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour :* Y. DRÉZEN

Priz : 16 real